# Ar C'hoar Hena

I

Neuze, e veze lakaet ar gleuzeurig war elum.

O-zri e oant en-dro d'an daol, ar vamm-goz, ar breur bihan hag ar c'hoar hena.

Den all ebet tro-war-dro. Sioul an ti. Er prenestrig eun damskleur c'hoaz : an heol o vervel war al lennvor, en tu all d'ar mulgul. Ha tour-tan ar Porzig du-hont o kuzat hag o tiskouez e c'houlou bepred.

'C'houitell eur vag en traoñ, a vare da vare. Pe neuze c'houitell eur stlejerez a-us d'o fenn. Safar an treniou o tremen a leunie ar gambr, a strafuilhe ar skeud, an arrebeuri pounner, a lakae treustou an ti koz da strakal, hag e koueze ar sioulder adarre, goustad.

A-wechou ivez e wigoure daou droad war wenodenn ar Voualc'h Wenn. Hag e oa storlok ha kannou ar razed dindan an doenn.

Ar gleuzeurig a rae eur c'helc'h war ballenn lienkoaret an daol grenn. E-barz ar c'helc'h ne oa netra nemet pennad bleo melegan ar paotrig, ha neuze, ar podad liou-du, paper gwenn-kann ar c'haierou hag al levriou digoret.

Ar penn a save alies.

— Labour, Ifig, a lavare ar vamm-goz.

Hag e teue an daouarn koz skoasellek eus doun ar

skeud e-barz ar sklerijenn, gant o stamm. Ha ne chane ket ar brochennou da sklintinat, rak mall a oa atao warni.

Morse ne lavare :

— Labour, Eliza.

Eliza a oa boazet a bell 'zo da labourat. Ar goulou n'oa ket eviti. Evit he breur, a vije eun deiz ofiser a vor.

— Petra, en doa lavaret ar mestr-skol, a vezo ho mab-bihan, itron Pennanec'h ?

— Mont a raio d'ar « Borda. »

Ar mestr-skol en doa krizet e dal.

— Eur paotr speredek eveltañ, ma n'eo ket eun druez ! Emichañs oc'h pinvidik, itron Pennanec'h !

An itron Pennanec'h he doa stardet he muzellou treut, ha kosteziou moan he fri lemm.

— Mont a raio d'ar « Borda », emezi d'ezi hec'h-unan, en eur grapa gant diri Porstrein. Ne vo ket eun den dister evel e dad-koz hag e dad.

Eur yalc'had-studi en doa bet. Evel just. Eun emzivad. E dad lazet er brezel.

Hogen evit Eliza ne oa bet yalc'had-studi ebet. Ne oa ket bet klasket kaout. D'ober petra, rei deskadurez d'eur verc'h ? D'he zrizek vloaz e oa bet tennet eus ar skol, lakaet e ti eur gemenerez, hag ac'hano, pa ne c'houneze ket buan a-walc'h, en eur stal da werza lasou-botou, siraj, boutoniou, spilhou, nadoziou, dantelez, eus ar mintin betek an noz, he bleo du trouc'het en avel, gant he loerou koton du, he daouarn e godellou he sae du, gant ar sizailh a-ispilh.

— N'hellan ket espern evit daou, a lavare ar vamm-goz.



Ar vamm-goz a laboure er vilin-baper, a laboure kriz ha kalet. Eur vaouez kalet. Eur vaouez kriz. Morse n'he doa poket d'he bugale-vihan. Aon o doa razi. Ne c'hoarze morse. Ne gomze ket nemeur. P'he deveze lavaret eun dra, lavaret e oa. Eur vaouez lorc'hus. Pennek ha paour. O vrezeli gant an tonkadur hep plega. Onest ha kreñv. Dizevot ha relijius. Serret he c'halon evel he genou. Ne veze karet gant den.

Ar vugale, an ti a veze dalc'het kempenn. Tamall ebet war se. Pet maouez erru war an oad o dije graet kemend-all ? Ober a rae he dever. Netra ken. Eur vaouez dihegarat, hogen eur vaouez disi.

D'ar re, avat, a lenn kevrinou ar vuhez, n'eus ket a « netra ken. » Ha n'eus nikun a zo « disi. » Ar galon-se a oa debret gant eun tan iskis, evel pep kalon. Ne oa ket tan an orged. Ne oa ket tan ar c'hoantegez. Eun tan espar e oa : karantez ha gwarizi. Karantez ouz ar paotrig yaouank, gwarizi ouz ar bed. Trec'h he faotrig war ar bed a vije bet trec'h he c'halon.

Ha setu perak e save ar vaouez koz da bemp eur beure, hag e rae labour an ti, hag e tiskenne a gammedou bras d'ar vilin, hag e poanie a-hed an devez, hag e chome d'ober stamm betek diwezat en noz, ha ne golle ket eur vunutennig eus ar vuhez roet d'ezi gant Doue.

Hi, ar paotrig, hag ar bed.

— Hag Eliza ?

## II

Eliza n'he doa ket a lec'h e kalon he mamm-goz.

Na karantez na kasoni. Bez' e oa en ti, eur benveg, e-giz ar valaenn pe ar gleuzeur. Ezomm a oa anezi. Skoazella a rae he mamm-goz. Servijout a rae he breur. Peadra a c'houneze da brena he dilhad hag he boued. Tri c'hant lur ar miz. Eur gopr mat, evit eur plac'h naontek vloaz. Fur e oa atao, dizrouk, izel-meurbet a galon. Kement a veze goulennet diganti a veze roet raktal. Ne ouie ket sevel he mouez.

Aze edo, er gambr didrouz, o wriat en deñvalijenn. Penaos e c'helle labourat, a-boan hep gwelout beg he nadoz, he mamm-goz ne c'houlenne ket. Labourat a rae. Bez' e oa eus ar re a zo tonket d'ezo chom e-kichen ar re all, e-giz ar skeudennou-se lakaet e korn eun daolenn, netra nemet da ambroug ar skeudennou-kreiz, pe zoken, da leunia ar goulloder.

En deiz-se, koulskoude, e teraouas romant Eliza.

Savet e oa evel boaz, hag aet d'ar stal evel boaz. Hag eno e oa chomet, o werza he zraou, pe o sellout ouz an dud, a dremene niverus, peogwir e oa al lun, hag er straed Siam e oa, nepell diouz ar pont bras.

Merc'hed a zeue alies e-pad an devez da brena traouigou, — neud, lietennou pe gloanaj, — ha ret e oa diskouez d'ezo kement a oa e-barz ar stal, tenna ar boestou, a-wechou pignat d'ar solier da furchal. Peurliesa ne gavent ket ar pez a blije d'ezo. Ne oa ket al liou, pe ar stumm, pe an teoder a glaskent. Hag atao e kavent re ger. Mont a raent kuit hep prena. Hag e oa pep tra da renka en-dro dindan sell digar ar berc'hennez.

War-dro pemp eur, avat, e teue martoloded. Ar re-se a brene atao, hag a oa aes da servij. A-wechou e oant lent-meurbet, paotred a ziwar ar maez, hag e tennent o yalc'hou ler eus o godell, goustad, o konta o feziou mouneiz etre o bizied ruz pataok. A-wechou all e oant hardis, hag e lavarent traou a lakae Eliza da ruzia betek gwriziou he bleo, hanter gant ar vez, hanter gant ar blijadur. An diou eurvez diweza a oa gwella rann ar vicher.



Rak ar goanag a oa aze, bepred, da gavout eur mignon, eur pried, hag an dieubidigez.

En deiz-se eta e oa deut eur martolod da brena eur broust evit ar baro.

— Eliza, sellit, he doa lavaret ar berc'hennez.

Hogen ne oa ket ezomm lavarout d'ezi. Eur paotr kaer yaouank-flamm e oa, melen e vleo, moan e zargreiz. En eur sellad e welas Eliza ne oa ket e zilhad re ar gouarnamant, nemet « adtrouc'het » e oant bet. Plijus e oa e zoare ha glas-boull e zaoulagad.

Dibab a reas eur broust, hag e paras e sell eur pennad mat war Eliza, tra ma aoze d'ezañ eur pakadig kempenn gant paper ruz hag eur fiselenn wenn.

En eur baea, e kemeras an den yaouank a-daoltrumm eur gartenn-bost a-ziwar an daol-gont, eus ar re a werzer d'ar vartoloded, gant liou flamm, hag e paeas anezi a-gevret gant ar broust.

Hag ez eas kuit.

Hogen, eun hanter eur goude, pa voe serret ar stal, Eliza, o vont d'ar gêr, a gavas ar martolod, a-sav war ar riblenn-straed e-kichen. Stoui a reas he fenn. Dek kammed pelloc'h, avat, ne voe ken evit padout, hag e sellas en a-dreñv. Ar martolod a selle ivez. Difraea a reas Eliza, strafuilhet.

Er gwele bras, e-tal he mamm-goz, ne reas Eliza nemet trei-distrei en nozvez-se, betek ma klevas, dre he damhuñvre, eur vouez rust o skandalat. Neuze e chomas sioul ha dihun.

III

Antronoz, war-dro unnek eur beure, edo Eliza hec'h-unan-penn, pa zigoras dor ar stal. Paotr ar post a lakaas al liziri e korn ar prenestr.

Eul lizer a oa war-c'horre : « d'an Dimezell Eliza. »

Eur golo ruz-roz, kached Brest warnañ. Trei a reas Eliza al lizer etre he bizied eur pennad. Neuze e tigoras anezañ trumm gant he sizailh.

Ar gartenn-bost e oa, an hini end-eeun bet prenet gant ar martolod : eur paotr hag eur plac'h yaouank, kaer n'eus ket kaeroc'h, o pokat an eil d'egile, e-barz eun houarn-marc'h arc'hantet, gant eur boked brao en traoñ. Eliza a droas ar gartenn : « Disul, da ziv eur, e-tal ar pont bras. — Herri. »

Ar berc'hennez a ziskennas er stal, he c'horf pounner o horjella an diri-biñs a venne terri bep gwech ma pigne ha ma tiskenne. Hañvalout a reas d'ar plac'h e selle piz outi, pisoc'h c'hoaz eget kustum. He faltazi nemetken, marteze, ha strafuilh bras he c'halon.

Nann, n'helle ket mont. Ne daje ket. Dizereat e oa skriva evel-se d'eur plac'h yaouank. « Disul, da ziv eur, e-tal ar pont bras. » Netra ken. Koulskoude en doa lakaet e ano. « Herri. » E ano-badez hepken. Disfiziañs en doa diouti neuze. Evit piou e kemere Eliza ? Ha ne oa ket plac'hed a-walc'h o trotal dre ar ruiou, prest da sailha etre divrec'h ar c'henta martolod en dije sellet outo ? Ha kredi a rae d'ezañ e oa eur plac'h evel-se ? Pe daoust hag e oa kustum da skriva en doare-se da vont da bourmen gant merc'hed, unan d'eur sul, hag unan all d'ar sul goude ?



M'en dije karet, e-lec'h skriva geriou dismegañsus, geriou dizeven, tremen hepken dirak ar stal. Teurel eur sell, unan hepken, e-barz, ha neuze tremen eun eil gwech marteze. Ha setu holl. Antronoz, dont da brena eun dra bennak, hep ober van. Eur mousc'hoarz, neuze. Ha ne vije ket bet a-walc'h ?

IV

Da ziv eur, ar sul goude, edo Eliza e-tal ar pont bras.

Ket e-kichenig ar pont. Eun tammig pelloc'h, war blasenn ar C'hastell. Piou 'oar ? Mat eo beza fur ha fin, hag e-lec'h diskenn ar straed Siam, a zo striz ha tudek hag a zigor trumm war ar pont, en doare n'hoc'h eus ket amzer da sellout dirazoc'h, e oa aet Eliza dre ar vali d'Ajot. Dre eno e vezer dieub, hag e c'heller gwelout pell, ha prederia.

E oa eur martolod, helmoet ouz an aspled, war ar vali Thiers. Stouet e oa e benn, kuzet e zremm. Hogen Eliza raktal a anavezas Herri. Argila a reas he c'halon. Krena a reas he divesker. Koulskoude, derc'hel a reas da vale evel a-raok, sebezet, goulloet-mik hec'h empenn.

Herri a droas trumm e benn, hag a zeuas rag-eeun daveti. Ken laouen e vousc'hoarz ma teuzas aonouigou Eliza en eun taol. Ec'h en em gavjont o kaozeal evel anaoudegeziou koz.

V

Tremen a rejont ar pont. Tomm e oa an heol war ar porz goullo. E straedou Rekourañs e oa muioc'h

a skeud, hogen kalz a dud : paotred yaouank, martoloded ha plac'hed, holl labourerien o klask o sulveziad plijadur ; bez' e oa tud kosoc'h, tud dimezet, gant bugale ; ha bez' e oa tadou-koz, gwisket e du, ha mammou-koz, gant koefou gwenn-kann.

An holl dud-se, pe dost, a oa o vont da Santez Anna Porzig. Rummadou anezo a oa berniet er c'hirri-tan bras renket e-kichen Dor Gonk.

— Mont a raimp gant ar c'harr ? eme Herri.

— Gwelloc'h bale, a respontas Eliza.

Krapa a rejont krec'h ramparziou Rekourañs, dindan ar gwez, evit tizout an hent heoliek a red a-hed an aod, da genta etre liorzou gounezet-kaer, ha pelloc'h a-us da borz-brezel Lanninon. Eno e laboure Herri : skrivagner e bureo eur c'homandant. Bez' e oa eta eur paotr desket-mat. An dra-se a blije da Eliza.

Gwir, ne oa nemet selaou outañ da gompren ne oa ket eur micherour. Eus Sant-Malo e oa. Kollet en doa e vamm abred. Lakaet e oa bet gant e dad e skol ar Frered, ha war-lerc'h se er skolaj. Neuze e oa maro e dad dioutañ ivez. Hag e oa en em gavet e-unan-penn war an douar. Ne fellas ket d'ezañ prometi d'e gelennerien en dije en em c'hraet beleg. Taolet e voe er-maez ganto. O c'hortoz e seitek vloaz, e oa bet en eur stal levriou. Neuze er verdeadurez.

Da harpa Eliza, a gave diaes, gant he seuliou uhel hag he soliou ler a netra, kerzout war an hent meinek, en doa kroget en he brec'h. Brec'h-ouz-brec'h ez aent goustadik, heñvel ouz milierou a dudigou dister, kollet en o zouez, pep koublad bevezet, avat, en e brederennou bihan evel en eur bed nevez, dianav ha divoutin.



An tiez paour, divalo, hanter ziskaret, war lez an hent, ne souezent tamm anezo, boazet ma oant da veva e-kreiz ar baourentez hag an digened. Ar gwel kennebeut, — ar Mulgul ha tevennou ramzel Roskañvel, unan eus ar burzudusa taolennou mor, tir, oabl hag heol a c'hell ebarzi lagad mab-den, — ne frome tamm anezo, hag i bugale ar c'hêriou, gweñvet o selled ha serret o ene ouz dremmou an douar. An aezenn fresk zoken, p'o devoe lezet an hent da dreuzi glazenn ar c'hreñvlec'h, — aezenn werc'h ar Mor Atlantel, — ne lavare d'ezo netra eus kevrin an ec'honderiou digabestr.

— Vad a ra d'ar skevent ! eme Eliza.

E penn al lanneg e kavjont pleg-mor Santez-Anna, antellet en traoñ, izel-meurbet. An draezenn ne oa anezi nemet pikou du, stankoc'h a-hed ar voger e-krec'h, hag e-barz ar mor, er rizennadou eon gwenn : pikou difinv, pikou o vont-dont, pikou o neuial hag oc'h en em zifreta war an dour. Eur safar a save ac'hano, eun tammig evel safar eur bagad laboused-mor, — hogen mesket gant trouz sonskriverezed an tavarniou. Tud 'zo a vije bet spontet, hag a vije chomet eno, war an tevenn dirak ar mor digenvez. Herri hag Eliza, avat, ne oa lec'h ebet en o spered evit eur seurt menoz. Diskenn a rejont, primha-prim, en eur c'hoarzin, an eil o vounta egile war ar wenodenn serz, etrezek an engroez lirzin.

Azeza a rejont war vili tomm-grizias an draezenn. Ar skeud a oa bet aloubet pell 'zo gant an dud. Ar gouronkerien o stampa war an traez, ar vugale o patouilhat er poullou-dour, an tadou oc'h aoza ar berniouigou keuneud evit kafe peder eur, ar mammou, troñset o broziou, o vont da walc'hi e dour

disall ar waz saeou-kouronka an tiegez, c'houez ar bezin sec'h hag an holen, a lakae, daoust d'an trouz ha d'ar c'hemmesk, eur peoc'h bras en o c'halon. Pa serras Eliza he daoulagad, harpet he fenn war skoaz Herri, hag he dourn en e zourn, e oa, en he holl izili, evel eürusted peurbadus ar wenvidien.

Plijadur vras o devoe gant diou vaouez, gwisket ganto pijamaou ruz ha glas, o kredi, moarvat, o dije kavet eur c'hazino bennak, hag eun den teo, eur vazroued war e skoaz, c'hoant d'ezañ marteze paka givri-mor dindan botou ha spadrilhennou an dud.

Da beder eur hanter e kinnigas Herri mont da gemer eur banne en davarn en tu kleiz d'an hent, pa zistroer war-du Brest, e-kichen ar c'hrae. Pignat a rejont el liorzig. Eno e voe ret gortoz, kement a dud a oa ouz an taoliou hir o suna bier, gwin gwenn ha limonadez.

P'o devoe echu e voe tro da zañsal. Ha neuze e voe poent distrei war-du ar gêr. O tremen dirak ar chapel, c'hoant he dije bet Eliza da vont e-barz. Bepred, pa zeue gant he mamm-goz da Santez-Anna, e veze lavaret eur bedenn ha lakaet eur gantol evit « martoloded an ti », ar re aet da anaon, ha moarvat an hini da zont. Hogen bremañ, ouz brec'h Herri, diaes e oa. Goap en dije graet d'ezi, marteze. Lavarout a reas ar bedenn en he c'halon, hag ez ejont da zibab o flas er c'harr-tan e-tal an ti-debri war an uhel.

Kimiadi a rejont e-kichen an ti-hent-houarn bras, o lavarout kenavo ar sul kenta.



## VI

Diwar an deiz-se e voe ganet eun Eliza nevez.

Bez' e oa atao he breur. Bez' e oa atao he mamm-goz. Hogen kement-se ne oa netra. Bez' e oa atao al labour pemdeziek, er stal hag er gêr. Hogen ne oa netra kennebeut. Peogwir e oa ar sul, hag Herri. Ar wech kenta e oa d'ezi karout unan bennak, kaout unan bennak da vaga he soñjezonou deiz ha noz.

— Karout a ran anezañ, a lavare d'ezi hec'h-unan, muioc'h eget ar bed-holl, muioc'h eget kement am eus, muioc'h eget va holl vignoned ha va c'herent. Gwaz a se mar deo kablus soñjal evel-se. N'hellan ket ober a-hend-all.

Nebeut a bled a daole ouz kement a c'hoarveze tost d'ezi. Tremen a rae an hañv, hag Ifig a oa aet d'ar skol adarre, en dro-mañ da gaout arnodenn ar vachelouriez. Ne oa kaoz gant he mamm-goz, pa zigore he genou, nemet eus ar boan a zo o sevel bugale, ha pegen ker e koust rei deskadurez d'eur paotr.

— Ne c'hounezan ket a-walc'h, a lavare. Ha te, Eliza, ne c'hounezez ket a-walc'h kennebeut.

Trabasa a rae Eliza evit ma c'houlennje muioc'h. Kaer a oa respont d'ezi e oa paeet mat dija, ne oa netra da ober. Eur wech zoken ez eas ar vaouez koz betek ar stal. Ne fellas ket d'ar berc'hennez degemer anezi.

Eur wech all, e tamallas he mamm-goz da Eliza koll hec'h amzer d'ar sul.

— Ma vefes eur plac'h vat, emezi, e chomfes er gêr oc'h ober stamm, da c'hounit eur gwenneg bennak evidoun hag evit da vreur.

En dro-se, Eliza a nac'has krenn, evel n'he doa graet biskoaz kent.

Souezet e voe. Rak he mamm-goz a blegas.

Ar goañv a oa deut, an deiziou teñval, ar fank hag al latar.

VII

Herri en dije karet gwelout Eliza aliesoc'h eget d'ar sul.

— Ne gredan ket, emezi, mont er-maez goude koan, abalamour da vamm-goz.

— Eur wech hepken, emezañ. Ne lavaran ket bemnoz.

Lavarout a rae se en eun doare a reas da Eliza soñjal. Er sul a-raok, he doa ranket gedal anezañ betek teir eur, e-lec'h div eur evel boaz. N'en doa ket komzet kalz outi. Eun dra bennak a oa war e spered. Kantreet o doa, brec'h-ouz-brec'h, e-giz daou gi foetet, war hent Kerinou, en eur vrumenn yen, a liñselie tro-war-dro an tiez, ar gwez hag ar strouez, hag a skrabe evel gwer friket e diabarz o c'horzailhenn. Herri a oa aet diouti buan-meurbet, abretoc'h eget kustum. Eliza a oa bet diaezet he c'halon ha strafuilhet a-hed ar sizun.

Setu perak ec'h asantas en diwez mont gantañ d'ar finvskeudenndi, eur sadornvez d'abardaez.

Ne lavaras mann d'he mamm-goz. Echuet ganti skaota ha renka ar pladou, ec'h en em silas er-maez. Edo Herri o c'hedal e liorzou an ti-hent-houarn.

Ar glao a goueze stank. Mantell goaret Herri a lufre en deñvalijenn. Avel a oa ivez. Ha bec'h he



doa Eliza o terc'hel he disglavier bihan da warezi he zog nevez, bet prenet er yaou a-raok. Biskoaz, avat, ne oant bet eürusoc'h, tostoc'h an eil ouz egile. Bep tri pe bevar c'hammed e oa eur pok. Gouzougenn vantell ar paotr a hillige jod Eliza. Hag e sante Herri eur gridienn a blijadur o tiskenn a-hed korf ar plac'h.

Leun-barr e oa sal Tivoli. Herri, avat, en doa rakprenet kadoriou. E oa ar goulou o vont kuit dres pa zeujont e-barz. En tu-hont d'ar renkadennou pennou teñval e oa tarzet, a-ispilh etre an douar hag an oabl, eur garrezennad sklerijenn. Eur sonerez dreist-natur a save eus eun tu bennak er goueled. Safar ha skeudennou. Aze ne oa mui nemet eur bern diouskouarniou ha daoulagadou digor.

Tud plat, gwenn ha du, a finve war ar skramm. Komzou raouliet a zeue er-maez eus an uhelgomzer. Ha neuze e oa da gredi e oa tud wirion, e kig hag e gwad, o kaozeal eveldoun hag eveldoc'h. Souezus penaos eun drevezerez ken diampart eus ar vuhez a c'helle hoala ha teogi, d'an hevelep eur, milionou a dud e mil kêr hag e mil kêriadenn.

Bamet e voe Herri raktal. Evit Eliza, na oa ket ken boas ouz ar finvskeudennou, e voe re sebezet da genta da sellout mat pe da selaou. Bez' e oa ivez strafuilh en he spered, o soñjal e peseurt degemer a vije graet d'ezi gant he mamm-goz: ar verc'h foran o tistrei d'ar gêr. Gwelloc'h e vije bet chom sioul. Warc'hoaz e vije bet amzer da welout Herri. Disklêriet he dije d'ezañ. Komprenet en dije, rak karout a rae anezi. Ha koulskoude, c'houek e oa beza aze, e-kichen he muia-karet. Ne oa ket eun torfed mont

d'ar finvskeudenndi. An holl dud aze, sur, ne oant ket torfedourien.

Eur c'hoarz a strakas trumm a bep lec'h tro-war-dro. Merzout à reas Eliza e oa Herri ivez o c'hoarzin. Eur sell a reas outi. Ma rankas Eliza mousc'hoarzin ivez, mezek ha laouen war eun dro.

E-doug an ehan-arvest, e-lec'h mont er-maez, e chomjont azezet o kaozeal, a vouez izel-meurbet, a-zivout traou a bouez bras. Evit ar wech kenta e voe kel etrezo eus o eured evit mat, ha pegoulz e tlee beza.

— En nevez-amzer, eme Herri.

Evit Eliza, ne ouie ket. An abreta ar gwella. Follentez, evit sur, e vije dimezi, pa ne c'hounezent ket, etrezo o-daou, peadra da veva, pa n'o doa lakaet a-gostez gwenneg ebet ha n'o doa den d'o skoazella. Ha koulskoude, tec'hout diouz beli he mamm-goz, kaout eur gwaz hag eun ti, a oa re hoalus evit eur plac'h yaouank-flamm, — boazet ouspenn a-vihanik ouz ar baourentez.

Herri a brenas d'ezi chokollad hag eun orañjezenn, a zebrjont etrezo. Pa zeuas an deñvalijenn adarre, e oa Eliza teneraet hag esmaeet-kenañ. C'hoariet e veze eur film bras a garantez, du-hont, en inizi ar C'hreisteiz. Paotred ha plac'hed kenedus, o vale, o kana, o korolli, o kouronka hanter-noaz dindan ar palmez hir, er skeud fresk hag en heol grizias. Ar plac'h a oa Eliza, hag ar paotr a oa Herri. Hag ar Sinaad koz pinvidik ha fallakr, a oa o klask o dispartia, a oa, — ne ouie ket : ar bed, an tonkadur, pe marteze he mamm-goz. Dremm ar c'hoziad, evit gwir, a oa damheñvel ouz dremm he mamm-goz.



Hiboudi a reas kement-se e skouarn Herri, a zirollas da c'hoarzin.

## VIII

O vont diouz Herri, e penn straed Poullig-al-Lor, e voe taget Eliza gant ar spont.

Petra a vije lavaret d'ezi ? Barrek e vije ar wrac'h, en he c'hounnar, d'he zeurel er-maez dindan ar glao, ha da belec'h ez aje ? Kannet e vije marteze, evel gwechall. Marteze ivez, — gwasoc'h c'hoaz, — skandalet e vije, ha graet anezi anoiou dirak he breur. Ar ruz a save d'he zal.

Gwella tra d'ober : en em sila e-barz an ti, tenna he botou en traoñ, pignat an diri war he loerou, ha mont didrouzik d'he gwele. Eur bedenn a reas d'ar Werc'hez evit ma teuje an taol da vat.

O sellout war-du an ti, petra 'welas, nemet ar prenestr sklerijennet hag eur skeud o tremen war ar gwerennou.

Digeri a reas dor ar straed. Kerkent, en nec'h, unan bennak a zeuas war ar pondalez. Mouez he breur a c'halvas :

— Te eo, Eliza ?

— Me eo, Ifig. Petra 'zo ?

— Mamm-goz a zo klañv.

Aes merzout e oa fromet-iskis ar paotrig, ha saouzanet-holl. Pa dostaas Eliza, e valbouzas eun dra bennak e pleg he skouarn, na voe ket evit kompren.

Er gador-vrec'h, e-tal an oaled, e oa ar vaouez koz, difinv, — e-giz eur pakad dilhad du en amc'houlou. He divrec'h hag he daouarn treut a goueze dinerz war he barlenn. Stouet e oa he fenn war he skoaz, serret he daoulagad, hanter zigor he genou. Eur guchennad vleo gwenn, distaget, a oa savet war

he zal. Ouz he zreid e oa eur voutailh, rollet e-barz pilhou gloan, dour tomm enni ; war he bruched he chal bras, staget en daou du ouz kein ar gador-vrec'h. Ar paotrig eo en doa klasket ober eus e wella war-dro e vamm-goz.

— Pell 'zo emañ evel-se ? eme Eliza.

— Abaoe dek eur.

Ne ouie ket gwelloc'h eget he breur petra ober. Klask eur medisin : an dra-se a oa bet difennet d'ezo. Eur wech hepken e oa deut eur medisin en ti, pa oa bet Ifig klañv-bras gant ar ruzell. Ar vedisined, a lavare ar vaouez koz, n'int mat nemet d'en em glevout gant an apotikerien evit kemer hoc'h arc'hant : ne felle ket d'ezi e vije galvet unan hiviziken.

Ha ma vije maro ? Eliza a grogas en he daouarn. Ne oa ket yen. He divesker, avat, hag he daoudroad, daoust d'an dour tomm, a oa sklaset.

— Ret d'imp lakaat anezi war he gwele, eme Eliza. Goude se e vo gwelet.

Eul labour tenn e vije. Klask a rejont. Hogen etre ar spont hag an diampartiz, ne rejont netra nemet finva ar gador-vrec'h.

— Ma vefe eur bannac'hig gwinegr da frota he zal, eme Ifig.

Eliza a dennas eus he sac'hig ler eur voutailh vihan-vihan dour Kologn, bet paeet d'ezi gant Herri eur miz 'oa, hag a chome c'hoaz hanter leun, ken arboellus e oa bet, — peogwir e oa dour Kologn eus an dibab, ha peogwir e teue a-berz Herri.

Glebia a rejont korn eur mouchouer, ha frota a rejont kreñv daouividig ar vamm-goz. Pe an dra-se e oa, pe ne oa ket, digeri a reas he daoulagad. Klask



a reas komz. Hogen seizet moarvat e oa he zeod. Bremañ koulskoude, ne voe ket ken diaes he diwiska hag he dougen d'ar gwele.

## IX

Hag antronoz, edo savet ar vaouez koz abred evel boaz. Ne fèlle ket d'ezi zoken klevout ar pez a oa c'hoarvezet. Eva a reas he bolennad kafe du. Hogen ne zebras ket he zamm bara. Eliza he fedas en aner da chom hep mont d'an oferenn. Da eun dra hepken ec'h asantas : ma 'z aje Eliza d'hec'h ambroug. Goude merenn, e voe droug bras enni, pa ginnigas he merc'h-vihan menel er gêr ganti.

— N'oun ket klañv, emezi. Se n'eo netra. Eur vezevellidigez hepken.

E gwir, strafuilhet-holl e oa ar goziadez paour. An amzer a oa tost, a sante, pa vije ret d'ezi plega. Hag Ifig, a oa c'hoaz daou vloaz da vihana a-benn ma vije gouest da c'hounit ar bara, da lavarout eo, a-benn ma vije « bordachian » ! Hag an Eliza-se, a oa o trei da fall, ha n'he doa tamm karantez ebet ouz he breur bihan !

Ifig a oa d'an ampoent o redek gant kamaladed, Eliza en eun tu bennak gant Herri, — nebeut chalet o-daou, e broud hag e froud o yaouankiz, gant ankeniou ha poaniou ar gozni.

## X

N'en doa Herri kerent ebet, nemet eur gevinian-tez a-berz tad, Jenovefa hec'h ano.

E oa Jenovefa o chom dres e penn straed Poullig-al-Lor, en eun ti gwenn a selle war ar porz-ken-

werz, el lec'h anvet ar Voualc'h Wenn. Tregont vloaz he doa, pe war-dro. Dimezet e oa gant eur micherour eus an arsanailh, eur C'hreisteizad he doa anavezet e Toulon. Eur vaouezig kuilh, hegarat, hag eur galon aour. Siouaz d'ezi, n'he doa ket a vugale. Evel-se n'he doa netra da ober nemet labourat war-dro he zi, ha marvailhat gant komerezed ar c'harter eus ar mintin betek an noz.

Anaoudegez he doa ouz Herri, hag eun tammig ouz Eliza. Eur wech e oant en em gavet azezet kichen-ha-kichen war draezenn Sant-Mark. Dioustu, Jenovefa he doa toullet kaoz ganto. A-benn ar fin, he doa o fedet da zont d'he gwelout en he zi, eur sulvez goude kreisteiz, pa n'o dije netra gwelloc'h da ober.

Mont a rejont eur miz goude. Degemer laouen a voe graet d'ezo, ken na voe tommet-holl kalon Eliza gant an anaoudegez-vat. Evit gwir, glac'harus a-walc'h e oa he buhez. Abaoe an deiz ma oa kouezet klañv ne zigounnare ket he mamm-goz. Hag atao war Eliza eo e koueze he c'hounnar. Evit Ifig, deut e oa da veza bremañ eun aotrou bihan, eur c'hanfardig, dalc'hmat oc'h adkriba e vleo hag o kempenn e gravatenn, estrenaet muioc'h-mui bemdez diouz e c'hoar.

E kambrig Jenovefa, e-tal ar skindommerez aezenn-leski, e oa eur blijadur beza, ken naet ha sklaer e oa pep tra, daoust d'ar glao ha d'an amzer du : sklaer ha nevez ar paper-moger, sklaer ha lufr an arrebeuri, sklaer ha frank dremm Jenovefa. War ar siminal e oa eul luc'hskeudenn vras eus eured he c'herent. Diskouezet e voe da Eliza pennou tad ha mamm Herri.



Pried Jenovefa a oa eur gwir Greisteizad, duet e groc'hen, lintrus e sell, lorc'hus ha dous e zoare, tavedek hag hegarat.

Ma ne gomze ket nemeur, e wreg a gomze evit daou, — en eur zresa an daol, en eur ober ar c'hafe, en eur vont aze hag ahont da gemer an dra-mañ-dra renket e doun eun diretenn bennak. Souezus penaos e kave bepred en hec'h empenn peadra da vaga ar gaoz kement gwech ma 'z ae da hesk.

Debret e voe, hag evet. Etre daou, pried Jenovefa a lakae eur bladenn da drei war ar sonskriverez, — nevez prenet, — hag a oa en ti divugel-se evel ar bugel muia-karet. Klevet e voe Mistinguett, ha Maurice Chevalier. ha neuze an akordeoñs, ha neuze traou da c'hoarzin, hag eun ton violoñs ken brao ma ho pije leñvet.

Da Eliza, e oa evel treuzou lugernus eur vuhez nevez : peoc'h ha levenez an oaled. En em welout a rae ivez en eun ti bihan, ar vestrez hag ar rouanez, digabestr hag eürus. Eun huñvre marteze ne oa ken. Hogen eun huñvre a oa tamm-ha-tamm o tont da wir. Eliza hag Herri. A-raok en em zispartia en abardaez-se e komzjont adarre eus o eured.

## XI

— Komzet ec'h eus gant da vamm-goz? eme Herri.

— N'em eus ket, eme Eliza.

Eun deiz e komzas en diwez. Pell 'zo e ouie ar vamm-goz pep tra. Teodou micherourezed ar vilinbaper a oa lemm hag hir.

Eur beurevez kaer a viz meurz e oa. Ar sul adarre. Ifig a oa aet er-maez. An diou vaouez a oa o renka

al lienaj, o plega liñseliou, o lakaat a-gostez en eur baner vras ar pez a oa da aoza ha da beñseliat. O labourat a-gevret e oa aesoc'h kaozeal. Eliza a veulas Herri, a lavaras pegen fur, pegen desket, pegen dereat, pegen speredek e oa, ha penaos e teuje buan da veza eil-mestr, hag heñ notennet-dreist gant e ofisourien. N'o dije ezomm eus netra. Eliza a gendalc'hje da labourat er stal evel a-raok. Marteze zoken e c'helljent arboella eur gwenneg bennak, diwezatoc'h, da gas da Ifig. Evel-se ne vije koll ebet. Gounid kentoc'h.

Ar wrac'h koz a selaoue, o starda bep an amzer eur spilhenn etre he diweuz. Bouzar.

Pa davas Eliza, heja a reas he fenn. Ne respontas netra.

## XII

Eun abardaez, er miz-se end-eeun, o tont eus ar stal, Eliza a gavas he mamm-goz, klañv adarre.

Kouezet e oa semplet er vilin-baper. Kaer a voe ober, ne finve ken. Galvet e voe eur mezeg, a c'hourc'hemennas kas anezi d'ar c'hlañvdi. War se, e teuas ar goziadez enni hec'h-unan. O klevout ano an ospital, e stagas da grial forz, ken na voe ret en diwez selaou outi, hag he c'has d'ar gêr, ambrouget gant diou genseurtez, a lakaas anezi en he gwele.

En dro-mañ e oa klañv evit mat. Antronoz vintin, ne voe ket meneg a sevel. Asanti a reas degemer ar medisin, peogwir, a lavared, e vije paeet gant an asurañsou. Eliza a chomas er gêr. Evit Ifig, goulennet e voe ar pez na felle ket d'e vamm-goz goulenn a-raok : ma vije kemeret-ebarz al lise da loja.



Deveziou hir ha mantrus. A-boan ma c'helle Eliza bremañ gwelout Herri. Dont a rae hemañ koulskoude d'he gwelout, bep sul, hag a-wechou war ar sizun : amzer d'ober eur gaozeadenn en traoñ. E-pad an noz, Eliza a chome dihun alies, he mamm-goz atao o kunuc'ha hag o klemm. En endervez eo e c'helle diskuiza ha kousket ar gwella.

- A drugarez Doue, Jenovefa a oa aze. Ket da brederia ar glañvourez, rak ar wrac'h koz a oa diaes, ha ne felle ket d'ezi kaout den war he zro nemet he merc'h-vihan. Hogen da vont d'ober kefridiou, pignat dour, gwalc'hi dilhad, ha dreist-holl kaozeal diwar-benn Herri hag e gerent. Fistilherez Jenovefa a roe da Eliza an nerz hag ar vuhez. Mat e oa ivez da alia, ampart evel ma oa war holl draou an ti.

## XIII

Gant an amzer, war wasaat ez ae ar c'hleñved.

Eun abardaez, ar vamm-goz a reas sin da Eliza da dostaat.

Komz a rae en eun hiboud, difinv war he c'hein, o sellout d'an nec'h war-eeun dirazi.

— Eliza gaez, emezi, a-raok ma varvin e fell d'in kaout eur bromesa diganit.

Eliza a grogas en he dourn hep respont.

— Klevout a rez, Eliza ?

— Ya, mamm-goz.

Ar glañvourez a baouezas, da gemer nerz da genderc'hel.

— Eliza, eur breur ac'h eus. Pa n'en devo mui ac'hanoun, te eo a vo e vamm. Tou d'in na zilezi da vreur biken.

— Ne c'hellez ket kredi, mamm-goz...

Dremm ar goziadez a galetaas en eun taol. He bizied treut a vresas dourn Eliza. Lavaret e vije edo o tastum he holl c'halloud en eur strivadenn diweza. Uheloc'h ha garvoc'h e teuas he mouez :

— Eliza, ne varvin ket e peoc'h. Lavar d'in e labouri evit da vreur, evel m'em eus graet va-unan. Lavar d'in ne zimezi ket ken na vo echu e studi gantañ.

Kalon Eliza a lammas.

— Evel ma karez, mamm-goz.

— Toui a rez ?

— Toui a ran.

Eur pennad mat a dremenas. Chom a rae Eliza, diflach e-tal ar gwele, re sebezet da soñjal, netra dirazi nemet an euz, hag eun doñjer divent o sevel en hec'h ene, aloubet trumm gant holl c'houervoni ar bed.

XIV

En diwez e paras he sell war he mamm-goz. Skrija a reas. E damskeud ar gambr, ar roufennou a drese e korn diweuz ar wrac'h eun orbid iskis, evel eur c'hoarz fallakr.

Diskenn a reas d'ar red. War ar straed e kavas Jenovefa. Pignat a rejont o-diou betek ar gambr adarre.

— Ret mont da glask ar medisin, eme Eliza.

— Kentoc'h ez afen da glask ar beleg, eme Jenovefa, mar deo poent c'hoaz.



XV

Douaret e voe ar vaouez koz eur sadorn d'abardaez, e miz ebrel, eun devez a varradou grizilh hag a heol nevez-hañv. Eun douaridigez paour. Ifig hag Herri, diskabell, a gerze war-lerc'h ar c'harr noaz, stlejet gant eur marc'h hepken. Da heul e teue Eliza, he gouel-gañv war he dremm. Jenovefa en he c'hichen, eur bagadig merc'hed a-dreñv. A-benn eun eur e voe echu, hag an holl war hent ar gêr.

E kalon Eliza e oa deut eur peoc'h bras. War he biz e oa ar bizaoued-promesa, roet d'ezi gant Herri dirak korf an hini varo. Deut e oa ar paotr, hep gouzout netra, en derc'hent. P'en doe klevet ar c'helou digant eun amezegez, pignet e oa. Pell amzer e oa chomet gant Eliza, hep kredi kinnig d'ezi ar prof en doa degaset. Eliza ivez a oa o termal. En diwez he doa anzavet ar gouestl he doa graet d'he mamm-goz. Herri neuze, hep respont, en doa tennet ar voestig eus e c'hodell, ha lakaet ar walenn ouz biz Eliza. E oa dres evel en eur romant finvskeudennaouet. An daou garedig o doa poket an eil d'egile en eur skuilha daerou.

XVI

Sizunveziou eürus a dremenas, prim, unvan ha dizarvoud. O soñjal hepken e c'hellje bet bremañ beza gwreg Herri, e veze strafuilhet Eliza a-hed ar wech. Eur strafuilh skañv, avat, hogos plijus. Pa brederie mat, e ranke anzav e oa bet fur he mamm-goz. Gwelloc'h gortoz. Diwezatoc'h e vije aesoc'h beva. Hag he dlead e oa ouspenn aberzi eun dra bennak evit he breur yaouank.

E oa Herri e permision. Evit gounit peadra da baea e lojeiz hag e voued, ez ae da labourat war ar porz. D'an abardaez ez aent d'ober eun dro a-gevret. Evel-se bemdez ha bemnoz.

Da ziwez e bermision e teuas Herri gant eur c'helou fall. Kaset e oa war eul lestr e Toulon. C'hoaz eun nebeut deveziou, ha neuze an disparti.

Gwall souezet e voe Eliza o kavout n'he doa ket re a geuz. E giz pe c'hiz, e oa deut da gaout eun tammig aon rak Herri. E-doug ar baleadennou-noz-se he doa bet tro d'e anaout gwelloc'h. Sklaer-mat petra a felle d'ar paotr. Ouspenn eur wech he doa ranket enebi outañ, etre c'hoarzin ha leñva. Hag e oa chomet eun dra bennak, spontus, ha kerseüs ivez.

Bremañ ma vije pell, e teuje marteze da furaat. Gwir, e oa eur paotr yaouank-flamm, tomm e wad, skañv e benn. En e gichen e oa Eliza alies evel eur vaouez war an oad e-kichen eur bugel. Karet he dije beza e-giz ar plac'hed all a wele tro-war-dro d'ezi, lirzin, trouzus ha dibreder.

## XVII

Ifig a sailhas e-barz ar gambr da gemenn d'e c'hoar an nevezinti : berz en doa bet en arnodenn. Bachelour e oa bremañ. Eur bloavez c'hoaz, hag e vije marteze e skol an danveziou-ofisourien.

Edo Eliza dirak ar melezour, o kempenn he bleo du. War ar gomodenn e-kichen, e oa eul lizer digor. Abaoe eun eur e oa aze, oc'h adlenn al lizer hag o kempenn he bleo a bep eil. E oa dres o soñjal e oa heñvel-meurbet evel-se ouz eur « star » finvskeudennerez. Ha perak ne vefe ket Annabella, Lilian Harvey pe Greta Garbo ?



Direnket e voe eta gant he breur, diframmet a-greiz he huñvre, taolet trumm war an douar. Darbet e voe d'ezi respont dihabask. Re vat e oa he c'halon, koulskoude, evit ober poan da zen. Hag en deiz-se dreist-holl, e oa re eürus da veza feuket pell. Kemer perz a reas eta e levenez ar paotrig. Ha dioustu e lakaas he zog da vont da ranna ar c'helou mat gant Jenovefa.

Ar pez a rae d'ezi redek ken skañv war ar straed ne oa ket berz-mat Ifig. Bez' e oa al lizer he doa bet er beure-se end-eeun. Kaer he doa ober, n'he doa ket nemeur a garantez ouz he breur. Mantrus e oa ; biken n'he dije kredet hen anzav, zoken d'ezi hec'h-unan. Hogen evel-se e oa : an aotrouig, ar « michip », evel ma lavare Herri, ne oa tamm o veva en he-velep bed. Lorc'husoc'h e teue bemdez, dismegañsus alies e-keñver e c'hoar.

Ha padal, evitañ he doa roet kalz...

Ma, setu ar pez a skrive Herri : e oa e lestr o tont d'ober eun dro en hanternoz ; a-benn eur miz e vije e Brest evit tri pe bevar devez.

## XVIII

Eur sizun a dremenas, ha diou, ha ne zeue ken a lizerou. Bep abardaez, o tont en-dro eus ar stal, ne oa e spered Eliza nemet eur soñj hepken : daoust hag e vije eun dra bennak er voestig-liziri he doa prenet en « Dames de France » ha staget en trepas en traoñ abaoe ma oa aet Herri kuit.

Hogen morse ne oa netra, hag a zeiz da zeiz e kreske hec'h anken. Deut e oa ne gonte mui eviti nemet ar predig-se en devez, hag eur wech aet

e-biou, ne oa netra d'öber nemet gortoz er velkoni an hevelep predig antronoz.

Pevar lizer he doa kaset, ha ne zeue netra digantañ. Klañv e oa marteze. Marteze ne gave 'ket d'ezañ en doa ezomm da skriva ken, peogwir e vije e Brest hep dale. Kollet e veze marteze al lizerou, laeret gant unan bennak. Pe daoust ha kaset e oa bet war eul lestr all en eur vro pell, ha ne c'helle ket c'hoaz skriva ?

Eur sul e chomas Eliza abaoe ar beure er prenestr o c'hedal ar poster. Adal m'e welas e penn ar straed, ne voe ken evit padout. Mont a reas davetañ. Ar paotr, souezet gant he dremm strafuilhet hag he daoulagad a enkrez, a furchas en e voesthouarn, — hag hi peget he sell an holl amzer ouz e vizied. Liziri gwenn, melen, glas, bras, bihan, hir, ledan, a oa aze, daou c'hant, tri c'hant...

— Netra hizio, dimezellig. Warc'hoaz e vo !

Ken rust hag onest e oa mouez an den koz, ma ne gredas mui goulenn netra. Hag hi d'ober eur c'hammed pe zaou c'hoaz. Lavaret e vije e oa an douar o sanka dindan he zreid. Distrei a reas d'ar gêr.

En aner e klaske poellekaat. Abeg ebet betekhen da veza nec'het-maro. Perak neuze koll he skiant ? Piou en dije kredet : Eliza, atao ken habask ha ken fur, ken difrom ha ken dizeblant ! Aze, stouet war he gwele, he fenn kuzet e pleg he brec'h, hep kalon da labourat, hep galloud da finval zoken. Ha kement-se evit eul lizer na oa ket deut ! Eur faltazi nemetken. Mezus e oa. Herri a vije ar c'henta da c'hoarzin. Marteze e oa bremañ o soñjal enni. En eun tu bennak war ar mor. Perak ivez ne skrive



ket ? Kriz e oa. Petra he doa graet da zisplijout d'ezañ ?

Kement linenn he doa skrivet da Herri a adtremene en hec'h empenn. Nann. Ne oa aze netra da feuka eur paotr. Pe daoust ha droukprezeget e oa bet d'ezañ diwar he fenn ? Ha koulskoude, n'anaveze den e Toulon. Didamall e oa he buhez. Ne dae war-dro nikun. Ne wele nikun nemet Jenovefa.

An hini end-eeun he dije gallet he frealzi a oa Jenovefa. Eliza, avat, ne felle ket d'ezi beza frealzet. Gwelloc'h ganti tañvaat ar blijadur guz a zo o c'houzañv. E doun hec'h ene, ne oa ket evit kredi e oa bet dilezet. Eur pennad fall da dremen. Goude e vije mat pep tra adarre. Mez he dije bet ouspenn oc'h anzav da Jenovefa ez ae eun dra bennak adreuz etrezi hag Herri. Goap a vije graet marteze. Rak an dud, ho kwella mignoned zoken, ne gomprenont ket, ne gomprenont mat morse ar pez a zo en ho kalon.

Eur menoz trumm a darzas en he spered. Na diskiant e oa bet ! Kelou eus al listri a vez roet bemdez war ar c'helaouennou. Hag hi dioustu da vont da di eun amezegez, da c'houlenn diganti kelaouennou ar sizun.

Eno, e gwirionez, e welas e oa aet al lestr diouz Toulon ha degouezet en Oran. Ha daoust ne ouie tamm pelec'h e oa ar gêr-se, vad a reas d'ezi gouzout e oa al lestr o loc'ha hag Herri o tont daveti tra voriou gouez ha broiou dianav.

## XIX

Diwar an deiz-se e prenas bep mintin ar ge-

laouenn. E traoñ ar stal, e oa tachet ouz ar voger eur gartenn goz eus Europa, peuz dislivet. Klask a rae warni an anoiou : Tanjer, Lisbon, o heulia an hent gant he biz, ha peurliesa o sailha prim betek Brest da echui.

— Petra a rit aze 'ta ? eme ar berc'hennez meur a wech.

En diwez e voe al lestr en Oriant. Hag atao lizer ebet.

D'ar meurz e tlee beza e Brest.

En devez-se e tremenas Eliza an holl amzer o sellout er-maez eus ar stal, gant ar spi da spurmanta ano al lestr war boned eur martolod. Unan dres a zeuas da brena traou war-dro peder eur.

— Abaoe pell 'zo oc'h degouezet ? eme Eliza, an dizeblanta ma c'hellas.

— Abaoe nav eur.

— Ha kalz ac'hanoc'h a zo deut war zouar ?

— Bez' e vint o tont da bemp eur.

Hogen pemp eur a zeuas, ha c'houec'h eur, ha seiz eur, ha ne welas den. Da seiz eur, en eur sparla stalañou ar stal, ne voe ket evit mirout da soñjal en deiz kenta ma oa deut Herri, ha penaos e oa chomet da c'hortoz war ar riblenn-straed. Hizio, ne oa nikun. Hec'h-unan-penn ez eas d'ar gêr, ar goanag o koaza, o koaza en he c'hreiz. Difronka a rae o pignat gant an diri.

Marteze, Herri a oa bet dalc'het hizio war bourz al lestr, hag e c'hellje dont warc'hoaz. Eliza a vanas kousket gant ar menoz-se.

Hogen antronoz evel an derc'hent a dremenas. Poaniusa devez he dije bevet Eliza biskoaz.

Ar yaou a oa an deiz diweza ma tlee al lestr beza



e Brest, hag an holl vartoloded a ranke distrei da zek eur noz. Se he doa klevet war-bouez goulenn a-zehou hag a-gleiz ; gant evez bras, avat, evel unan kablus, a rank kuzat e dorfed.

Ha piou, adalek nav eur, a oa e-giz eun tasmant o kantren war-dro dor an arsanailh, e traoñ ar Ru Vras, nemet Eliza gaez ? Du e oa. An nebeut tud a dremene ne sellent ket outi, pe neuze e krede d'ezo e oa eur vastrouilhenn bennak o klask fortunia evit an noz. Dirazi, netra nemet mogeriou kriz ar porz-brezel ; a-us d'he fenn, moger ramzel ar boulouard, serz ha noaz, o trei etrezek ar pont. Gouleier o taskrena war ar stêr, ha pelloc'h, displann-meurbet, savaduriou hir hag uhel, ar c'havr vras, ha tour an horolaj o seni didruez en deñvalijenn.

Ouspenn eur wech, o verzout eur martolod o tont a-bell er Ru Vras, e lammas he c'halon. En aner. Dek eur a zeuas. An nor houarn, digoret, a serras adarre.

## XX

Ha setu penaos emañ ar vuhez : unan, na oa ket o klask Herri, en doa e welet. Jenovefa a oa kejet gantañ en abardaez-se end-eeun, e-kreiz ar straed Siam, o vale gant keneiled.

Herri en doa graet van da sellout ouz an tu all. Hogen Jenovefa a oa aet war e lerc'h, he doa kroget e brec'h e chupenn, goulennet kelou anezañ ha dioustu meneget Eliza.

— N'em eus ket he gwelet, eme Herri, en eur ruzia.

Neuze en doa klevet digant e geviniantez, maouez

kalonek ma oa. Ken ma rankas evit echui toui ne oa ket o vont da zilezel Eliza.

— Skriva a rin d'ezi, emezañ.

## XXI

Ar c'hemenn-se, degaset d'ezi gant Jenovefa antronoz, ne frealzas ket kalon c'hloazet ar plac'h. An amzer a dremenas, o skuba bemdez ludu ar goanag. A sizun da sizun, hag a viz da viz, e ruilhas karrigell ar vuhez, evel gwechall, ha padal disheñvel, pounneraet bremañ gant ar glac'har, ouspenn an dienez hag al labour kalet.

Unan, taeroc'h ha buhezekoc'h, he dije graet eun dra bennak hag a vije bet trec'h. Eliza ne ouie nemet herzel, difinv ha diyoul, ouz an tonkadur. Ar gouestl he doa graet d'he mamm-goz, morse ne zeuas en he spered e c'hellje beza torret, hep pec'hed ebet marteze.

— Hounnez, a lavare he c'heneilezed, a zo re onest da veva.

Klask a eure trei eun tamm eus he zeneridigez, diimplij bremañ, war-du he breur. E gwir, eur c'hemm bras a oa deut warnañ. Gant an oad, e teue da gompren gwelloc'h ha da zouja muioc'h e c'hoar. Bremañ e c'hellent kaozeal o-daou, evel n'o doa graet biskoaz. Ar preder moarvat o unane, preder e arnodenn da zont ha preder he c'harantez. Pe daoust hag e oant deut da veiza, hep hen gouzout mat evelato, ne deus a geneilded wirion ha padus war an douar nemet etre tud kevredet gant ar gwad, dreistholl etre c'hoar ha breur ?

Ha bez' e oa ivez hag atao Jenovefa. Start ha



feal ha lirzin, ha dare bepred da skoazella, — eur mennad kuz e korn hec'h empenn : degas an hini dianket en-dro, eun deiz pe zeiz. War zigarez kaout kelou eus eun niz d'he fried, paket en eun afer fall e Toulon, he doa skrivet da Herri, ha bet digantañ eur respont hegarat-meurbet. Eilskrivet he doa d'e drugarekaat, hag evel-se e oa toullet an eskemmliziri. A-hend-all, evit kalonekaat ha sederaat Eliza, Jenovefa a oa dispar : digor he c'halon ha digor he zi, evel eur minic'hi d'an hini dilezet.

## XXII

Pevar bloavez a yeas e-biou. Ifig a oa bet kemeret da zanvez-ofiser, ha deut er-maez eus ar skol. Eun ofiser yaouank e oa bremañ. Sevenet huñvre ar vamm-goz.

Pried Jenovefa, war-bouez goulenn, en doa kavet unan da zont en e lec'h e Brest ; ha Jenovefa, abaoe eur pennad, a oa o chom e Toulon.

Evit Herri, eilmestr e oa bremañ, hag o verdei en eun tu bennak er Reter.

Eliza hepken a oa manet evel ma oa, kosaet eun tammig, avat, ha d'ezi endeo doareou eur plac'h yaouank koz.

## XXIII

Eur sul, o tistrei eus an oferenn, he sac'h-ler en eun dourn hag he fod-laez en egile, e welas Eliza eun tamm paper glas, dirak he dor, war ar goloenn.

Eur pellskrid e oa. Lakaat a reas he zraou war ar pondalez, ha terri a reas ar vandenn :

« Breur klañv-bras. Deuit dioustu. »

Eus Toulon e oa bet kaset ar pellskrid.

En tren a gase anezi da Baris en abardaez-se, e tremene e spered Eliza istor he holl vuhez. Ha ne oa ket kalz: atao an hevelep traou, an hevelep tud, hag eur romantig truezus war-c'horre, evel ma c'hoarvez da veur a unan. O sellout er-maez, ouz ar prenester sklerijennet skignet en deñvalijenn, soñjal a rae trumm en holl garanteziou hag en holl ankeniou a oa ganet ha marvet aze abaoe bloaveziou ha bloaveziou, kantvedou ha kantvedou zoken. Evit ar wech kenta, diframmet diouz tachennig he c'havell, kaset prim-ha-prim etrezek broiou dianav, e teue da veiza pegen boutin e oa bet he flanedenn. Brasaat a reas en eun taol he glac'har, beuzet e glac'har ramzel an denelez, evel eun dakenn dour, beuzet en eun houlenn, a zeu da veza ar mor divent.

Hogen seurt huñvreou romantel, engehentadur eun nozvez anhun, ne oant ket nemeur diouz doare Eliza. Ar mintin abred e Paris, gant eun avelig miz meurz o redek war ar paveziou yen, an trubuilh da gavout he hent eus Montparnasse betek ar Gare de Lyon, ar c'hafe fall, tomm-grizias, hag ar « croissant » kemeret diwar daol zink eur c'hafedi leun a vicherourien o komz eur galleg iskis, a zihunas ar plac'h kaez, o krena gant an trefu kement ha gant ar riou. Dizammet e voe eun tamm mat, pa c'hellas azeza e korn ar vagon a dlee he c'has rag-eeun betek Toulon en diwez.

Ne zebras tost netra a-hed an devez hir, en tren leun chouk a dud o dremmou estren dihegarat. An noz a oa deut pell 'zo pa ziskennas, mors he divesker. War al leurenn vihan dirak an ti-hent-houarn,



goulaouet-holl gant al loar, ec'h en em gavas hec'h-unan-penn, oc'h arvesti, sebezet, an tiez gwenn hag ar palmez.

Klevout a reas:

— Eliza !

Dirazi edo Jenovefa hag he fried. Jenovefa a bokas d'ezi, hag a vriatas anezi, ken kreñv ha ken hir ma ouezas dioustu ar pez a oa c'hoarvezet.

— Hag Ifig ?

— Maro eo.

Hag ez ejont, hep kaozeal nemeur, dre ar straedou betek an ti, an diou verc'h brec'h-ouz-brec'h, hag ar gwaz en o c'hichen, o tougen ar valizenn.

## XXIV

Kaset e oa bet Ifig d'ar maro gant eur c'hleñved trumm e tri devez. Antronoz e c'hellas e c'hoar, er c'hlañvdi, teurel warnañ eur sell diweza.

War-lerc'h an douaridigez, Jenovefa a bedas Eliza da chom e-pad eun devez bennak e Toulon da ziskuiza.

Asanti a reas. Ha setu ma rankjont adarre komz eus an amzer dremenet. Ano Herri a zeuas war o muzell.

— Emañ e Toulon, eme Jenovefa. A-wechou e teu d'hor gwelout.

Ha dres, daou zevez goude e teuas ar paotr.

Menel a reas saouzanet-krenn o welout Eliza. Koulskoude, astenn a reas e zourn, gant e vousc'hoarz a wechall.

Kosaet e oa kalz. Roudennet-doun e oa e dal, hag e groc'hen a oa duet ha garo. Komz a rae goustatoc'h,

gant eur vouez izel, unton, leun a velkoni. Hogen e zaoulagad dreist-holl a oa kemmet : skuiz, dilufr hag evel goloet gant eur vorenn.

Ne chomas ket pell. Anat e oa diaezet dirak Eliza.

— Paour kaez paotr ! eme Jenovefa pa voe aet kuit. Perak ne lavarfen ket d'it ? Emañ o veva gant eur vaouez, dek vloaz kosoc'h egetañ, en deus graet anaoudegez outi amañ, pevar bloaz 'zo. Eur bugel o deus, ha ne c'hellont ket dimezi. Truez am eus outañ. Setu aze unan c'hoaz en deus gwastet e vuhez !

Eliza ne respontas grik.

## XXV

Daou vloaz goude e timezas Eliza gant eur micherour, eun intañv gant tri bugel.

— Pebez karg eviti ! a lavare an amezeien.

Hogen karg evit karg, petra 'rae se d'an hini tonket da zougen kargou he holl vuhez, ha n'he doa anavezet eürusted ebet nemet damskleuriou berra ar garantez ?

# GWALARN

Kelc'hgelaouenn lennegel miziek
krouet e 1925
Rener: Roparz Hemon

*Koumanantou:* 30 lur ar bloaz (broiou estren: 35 lur).

*Chomlec'hiou:* pep koumananter a gemm e chomlec'h e-doug e vloavez-koumanant a dle kas pevar real evit ar mizou.

*Dournskridou:* an dournskridou a dle beza skrivet gant an dournskriverez pe skrivet spis-meurbet, war eun tu hepken eur ar follenn, gant kalz a lec'h etre al linennou. An dournskridou ne vezont ket kaset en-dro d'an oberourien.

*Kasadennou:* pep tra, — lizer, pakad pe ar-c'hant, — a dle beza kaset d'ar renerez pe d'ar mererez *hep ano den ebet,* ha d'ar chomlec'h-mañ hepken:

**GWALARN**
**Boite Postale 75**
**BREST**

(C.C. 96-38, Rennes)

**PRIZ : 4 LUR**